

# CHANSON
## AN TRIVAC'H PLANEDEN.

*Var ton Cloarec Penpoul.*

MAM be un tam amzer, pinen, liou ha paper;
Sqent evit merqa, var benn nebeut amzer
Me rafe ur reglen var ar goal blaneden
Demeus ar c'haera fleur eu em denn da drezeu.
Qent avanç davantach, e teuan da c'houlen
Sclêrijen ha graçou an trivac'h planeden,
Pere a c'houarn tout oll izili an den,
Eus a guement a ra hao a ell da gompren.
Artez eo ar guenta eus ar blanedennou,
Outi dre breferanç e c'houlennàn graçou:
Rac hep caont he graçou ne ouffet qet compren;
Pa zeo hi a c'houarn ar speret hac ar pen.
Pa deu din da sonjal em amzer dremenet,
Ha laqat va memor en hini da zonet,
Va c'halon a lar din, mantret gant ar glac'har,
Birviqen va repos n'em be var an douar.
Bremàn me ziscléryo chars en abrege
Va flaneden galet tremenet em bue,
Evit an effejou sur na recitin qet,



Va c'halon ; pă sonjàn, a zo qazi rannet.
Abaone ar moment ma zê bet unisset
Va ene gant va c'horf, e voa predestinet
Gant Doue pen-da-ben ar suit va flaneden,
Va brassa plijadur a raje din anqen.
Abone m'on er bed-mâ, me a ell lavaret
Qement seurt plijadur zo ganén ĉruet,
A zo bet miserabl ar fin eus aneze,
A scôe em c'halon evel lanç pe gleze.
Me meus bet an amzer, ia, n'en eus qet pel,
Ma velen er jardin fleuriou caer o sevel,
Erfin, me zo trompet em oll bretantion,
Ne meus nemet piqou da biqa va c'halon.
Ar c'hoezec a vis here eo tremenet ar bla
E rancontris un den pa voan o studia,
Pehini am pedas da vont d'en asista
Betec ur plaç citet vit va santifia.
Pa voamp êru er plaç pehini voa assinet,
Ur femelén yaouanq en deus va decevet,
Hac a rentas eno va c'halon languissant
Gant he sellou mignon hac he c'homzou charmnat.
Va saludi eure gant guir humilite.
Piou oc'h-u, den yaouanq, nac eus a be contre?
Ha me respont dezi chars en eur guer ber :
A nep en eus dessign da vont ho servicher.
Excusit, den yaouanq, eus ar vadelez-se,
Rac ne veritàn qet caouet an henor-se ;
Mes pa rît dîn an henor d'er beza annoncet,
Bezet grêt em andret evel a leveret.
Azeit, plac'h yaouanq, cetu'r scabel azo,
Vit ma clêvin ganêc'h un darn eus ho toare :
Me garfe, plac'h yaouanq, e larfac'h dîn brêmàn
Ha me a zô d'ho çrad, evel m'en dezaràn.

Eleal, den yaouanq, me a ell lavaret,
Abaoue ar moment ma meus bet ho quelet,
Ezoc'h sur an objet erve va fantazi,
Ne zeziran netra nemet vec'h fidel din.

Arça ta, plac'h yaouanq, me a guemer conge,
Eus ho pedi da chom bars er santimant-se.
Bet evidon amitie, evel ma zeo dleet,
Ha me ho caro ive gant henor ha respet.

Bet persuadet mat eo guir va freposion.
Na gredit qet an dud gant o goal deodadou;
Hac evit prouvi deoc'h en ho caràn parfet,
Ho pedàu da retorn ha qenta ma elfet.

Me ya joaus ur vech bete ti va mestrez,
Teuzor eus a sqient, rouanes a furnez;
Hi eo sur va frinces, hac e deus amitie
Nac vit he zervicher dre guir sincerite.

Bonjour dêc'h, va mestrez, rouanez ar merc'het,
Ho saludi a ràn gant henor ha respet,
Dre ma zoc'h un objet erve va fantazi,
Ur rozen qer brillant hanvet ar fleur de lys.

Ha dêc'h pareilhamant, den prudant ha den fur;
Po quelàn o tonet emeus calz plijadur.
Clêvet emeus aboue e voac'h un den savant,
Mes brêmàn ho credàn, p'o clêvàn o parlant.

Me garfe, va mestrez, nac e lavarfac'h din
Ha me a zo d'ho crad ive d'ho fantazi :
Ia, va zervicher, c'houi a garàn parfet
Dreist qement den yaouanq a zo sur var ar bed.

Ma ouffen, va mestrez, e ve guir qementse,
E ven sur an objet demeus ho carante,
Me ho recompansfe demeus a guementse,
Hac e vemp unisset dre ar c'hraç a Zoue.

Elcal, va servicher, mad a ellit credi,

Me rose va bue evit caout hoc'h hini ;
Credit, va servicher, ia, pa en touan,
Pa gaffen mab ur princ, biqen dêc'h ne vanqàn.
Va speret so troublet pa sonjàn, va mestrez,
Hac a ra dìn credi e zoc'h godisserez,
Mes na greffen biqen e vec'h capabl da ze,
Er fêçon ma lerit ema hoc'h amitie.
Mes donet a ràn c'hoas da laqat va speret
Erve va fantazi da garet un objet
Pehini marteze a rai dìn mil hirvoud ;
Va bue, va maro a zo en he galloud.
Bet persuadet mat eo guir a lavaràn ;
Guel ve ganén mervel evit ho trabissa :
Mat ec'h allit beza en assuranç a ze :
Me varfe evidoc'h, hac em be mil bue.
Pa zellàn eus an eol ar commanç izellât,
Eru eo an amzer ma zê poent dìn quitât :
Na meus qeuz da netra nemet n'allan lezel
Va c'halon evit test eus va amitie fidel.
Eus a greis va c'halon, den yaouanq, me ho ped
Da retorn adare ha qenta ma ellet ;
Hir e qavìn amzer hep clêvet ho toare,
Qen a gavin vezo en ur moment un de.
Me ya c'hoas eur veach da di va c'harante,
Evit clêvet ganti eur vech c'hoas he doare,
Dre m'he deus ranfermet va c'halon er prison,
Dre e zellou charmant hac he c'homzou mignon.
Bonjour dêc'h, va mestres, rouanez va c'halon ;
Oll studi va sqient, va c'honsolation,
C'honi eo a dra certen muia tra a garan
A guement zo crouet gant Doue er bed-màn.
Me rent dêc'h ar salud avec va zervicher ;
Abone meus ho quelet, e zeus calz a amser ;

Dis̃aret a rân crenn ar pez ameus laret,
Dre ur gonclusion a zo deut eus speret.
Va speret ha va c'horf zo en eur gousultd,
Hac en defin va zonch emeus bet remerqet
Penos ne voan qet grêt evit ar demezi,
Hac abalamour dêc'h emeus cals a annui.
Qemerit, va mestres, ul lanç pe ur c'hleze,
Da dreuzi va c'halon, dioueet peguer lem ve,
Ha ne lerit qet din ar gomz evel honnes
Goude o peza laqet em c'halon romanes.
Mes c'houi oc'h eus sqient ha cals eus a brudanç,
Hac a allo poursu en ur plac all ho chanç.
Bet persuadet mat ma vizen destinet
Da gaouet servicher, em bze ho c'hoaset.
Hommes ar bromessa ho poa ta din-me grêt
Diveza m'am boa bet an henor d'ho quelet?
An ên hac an douar zo test ar guir Done,
Me ho lez da jugi demeus ar virione.
Evel un ouades a ve' creis ar mor bras,
On heuzet em daelou, o compren em disc'hraç,
O velet an dessign demeus va flaneden,
Chanchet demeus a roz ebars en eur spernen.
Qent evit finissa, emeus c'hoant lavaret
Un daou pe un tri guer e profit ar voaset,
Dre ma meus canjolet ebars e pep quartier,
Se ra d'in lavaret andrase a zo sclêr.
M'ho ped, potret yaouanq, pere a rên er bed,
Na fiet birviqen e proposiou merc'het.
Ar bromessaou caer a nij evel ar pel,
Pa sônjer nebeuta a ya gant an avel.
Guelet a rit amân dre bez sort promesse
On me bet decevet gant ar femelen-se.
Coulz lin me, tud yaouanq, c'houi el beza trompet,

E qeit ha m'oc'h abret, me ho ped dioüalet.
  N'en em fiet qet re var ho tiscadurez,
Balamour m'oc'h den brao qenebeut var ho furnez;
Me am boa deus an eil ha demeus eguile,
Hac a zo bet trompet o re fiout enne.
  Dre ma voan yaouanqiq, allas! na ouien qet
Ar fêçon da zisput eus ur godisserez :
Gant o zellou charmant hac o c'homzou qen douç,
E laqont ur galon da veza amourous.
  Rac se, potret yaouanq, teulit evez oute,
Me ho ped da gredi gant pep sort guirione :
Ur plac'h, mar dê pen scân, a rayo ho maleur,
Mes, mar dê coant ha fur e rayo ho poneur.

---

## CHANSON NEVEZ,

*Var sujet ur Bassajerez hac un Den yaouanq.*

### Var un ton neve.

PELEC'H it-hu, passájerez, gant ho pagig vian,
D'en em risqa var ar mor evelse oc'h-unan?
Ho pizach hac ho qenét, zo qer caer, qer brillant
Evel an eol beniguet a zo er firmamant.
  Ha rac-se ta, Isabel, va douç, va c'harante,
Va ambarqit en ho pag, ma zin ganec'h ive;
Va brassa contantamant ha va flijadurez
Ve beza ganêc'h var ar mor o naviga assambles,
  Petra eo ar c'homzou-ze oc'h eus lavaret din,
A ya bete va c'halon hac a ra din anvi?
C'houi marteze zo deut evit va godissa,
Pe evit clasq ar fêçon da allout va zrompla.

Me zo ur plac'hic yaouanq, oajet a bémzec vla :
Hac ameus cals da zioual n'arule ganén netra,
Rac calz demeus a blac'het ameus guelet tromplet
O tonet da re fiout e comzou ar voaset.
C'houi co certen ar fleuren eus an neve amzer
A blij d'an dud yaouanq partout dre ar c'hartier,
Mes m'am he ar honheur da veza d'ho fantazi,
Me en em gafe eurus certen dreist pepini.
Me zo un den yaouanq a gar beza secret,
N'e bet biscoas em sonch da c'hodissa merc'het;
M'allan antien en ho ceaç hac en hoc'h amitie,
M'ho carro, va mestrez, gant pep fidelite.
An nep a zeu re vuan da gredi d'ar voaset,
Lies plac'h zo trompet siouaa eus o c'hlêvet!
N'en d'eo qet avoalc'h caret hep beza anavezet,
Rac ar voaset so trompus ha traitour d'ar merc'het.
Ur plac'h he deus ar maleur ra da goll he henor,
A deu d'offanci Doue ha cassêt gant an oll;
Mes divezat voar neuze da zonet da ouela :
An henor pa ve collet n'aller qet da brena.
Ne qet vit coll hoc'h henor nac ho virjinite
Emeus-me, plac'hic yaouanq, qemeret liberte
Da zont da c'houlen ouzoc'h ha c'houi vije contant
Da zonet d'am ambarqi bars en ho patirant.
Mar rit dìn-me an henor da vont er vatimant,
Var ben nebeut amzer ni vo hon daou contant;
Ni labouro nos ha de qen a vezimp rentet
Bars er plaç, va mestres, oc'h eus design monet.
Avancit, den yaouanq, ha deut em batimant,
Rac eua ho proposiou en em gavân contant;
Ho talant hac ho fêçon hac ho comzou charmant
A laqa em c'halon calz a gontantamant.
Benigomp ar moment eus hon ambarqamant

Me ho car, va zervicher, gant ur galon ardant,
Hac am bezo evidoc'h hep seurt fidelite;
Bigen dêc'h ne vanqàn qeit ha ma vin en buc.
Eleal va mestres, n'hoc'h eus netra collet,
Me ho caro ive gant henor ha respet,
Hac am bezo evidoc'h ar memes carante
A oufac'h caout evidòn bete fin va buc.
Poent e demp va mestres, lezel hon discoursion
Ha commanç da ronvat da vont trezec hor bro,
Hac eno pa vimp rentet e vezimp assuret,
Rac ar mor zo traitour, fiout ennàn n'aller qet.
Rac-se ta, tud yaouanq, qent evit finissa,
Deut oll d'en em garet vel ma rê an daou-mâ,
Hac o pezo plijadur an eil gant eguile
Mar bevit assambles dre ur guir garante.

FIN.



E Montroulez, e ti LÉDAN, e traon ru ar Vur.

